WIKIPEDIA

# Japaneg

Ar yezh japanek pouezusañ eo ar **Japaneg** (japaneg 日本語, *Nihongo*), komzet evel yezh kentañ gant 128 milion a dud e Japan, Hawaii, Brazil, Guam, Palau ha Taiwan. An 9vet yezh vuiañ komzet er bed a-bezh an hini eo.

| **Japaneg (*日本語 Nihongo*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Japan, Stadoù Unanet (Hawaii), Brazil, Guam, Palau |
| Komzet gant : | 128 000 000 |
| Renkadur : | 9 |
| Familh-yezh : | Yezhoù japanek<br>▪ **Japaneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Japan (dre fed), Angaur (Palau) |
| Akademiezh : | hini ebet |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | ja |
| ISO 639-2 | jpn |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | JPN |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn



## Sistemoù grafik

Implijet vez an eil gant egile daou zeskad letrennoù diforc'h :

- Ar c'hanji, sed ur skritur ideografik chinesek a-orin (komz-ha-komz : "karakterioù an Han").
- Ar c'hana, sistem silabek devered eus ar c'hanji. Daou strollad zo gant ar c'hana : Ar hiragana hag ar c'hatakana.
  - Implijet vez ar c'hatakana evit skrivañ ar c'homzoù estren (graet vez Gairaigo deus ar c'homzoù estren, komz-ha-komz : "pozioù deut deus an diavaes") hag evit onomatopeennoù ive, evit ar c'homzoù hon deus c'hoant da lakat a-wel-kàer, hag a-wechoù evit anvioù loened ha plantennoù, ha kement-so.
  - Savet eo bet an hiragana a-ziwar kanji dre "simplaat", daoust m'eo ar c'hatakana ur lodenn tennet deus ur c'hanji. Skrivet vez ar c'homzoù japanek rik en hiragana (graet vez Yamatokoba gant ar c'homzoù-mañ ; komz-ha-komz : "komz ar yamato").

Adskrivet eo ar japaneg gant lizherennoù latin ive. An hini implijetañ ban diavaes-bro eo ar sistem Hepburn *cheñchet* pe *azgwelet* (graet vez <<**Hébon-shiki**>> deus ar sistem Hepburn gant Japoniz). Nawazh, Japoniz so implij ar sistem Kunrei pe Kunrei-shiki hag a zo disheñvel un tamm deus ar sistem Hepburn (Japoniz so, ar re zo o heuliañ kentelioù bar skolioù-meur a ra gant ar sistem Hepburn).

- Japaneg lizherenneg reizhskrivadur (PDF) (http://brng.jp/50renshuu.pdf)

## Komzerien

Implijet eo ar japaneg gant 130 milion a dud, tout ar re zo bar vro. Ba broioù zo seurt da Taïwan ha Kore ar C'hreistez, bet kolonizet e-pad mare an em astenn arme, zo japanegerien c'hoazh. N'eo ket gwall stank an dud oc'h ober an dra-se. Mod all, kelennet vez ar japaneg da langaj estren bar peurvuiañ eus ar broioù ba Azia an Oriant ha ba Oseania. Ez-wir eo ar japaneg ur lodenn deus an daouzek langaj kaozeet gant muioc'h evit 100 milion a dud bar bed.

## Gramadeg, ereañ hag uzajoù

Disheñvel-krenn deus gramadeg ar galleg eo ar gramadeg japanek, evel an turkeg pe an euskareg, ur yezh voudenna eo. Daoust ma n'eo ket splann deus pelec'h teu ar yezh vez renket ar japaneg ba strollad ar yezhou altaeg gant ar mongoleg ive, an turkeg hag ar mandchou. Goulskoude vez elbiket deus ar renkamant-se gwall alïes.

Kalonenn ar frazenn zo peurlïesañ ba fin ar frazenn (evel en alamaneg), goude bezañ distilhet tout an traoù (rener, renadenn, resisañ an amzer hag ar lec'h), gant nemedennou goulskoude dre gomz. Ur verb eo kalonenn ar frazenn peurlïesañ, med c'hell bezañ ur stroll evel anv pe anv-gwan. Na reizh, na niver zo bar japaneg, ne vez ket displeget ar verboù hervez ar gour (me, te, eñ ...), roiñ a ra ar rannigoù digemm da anaout karg ar gomz bar frazenn.

Ouzhpenn vez diferet ar japaneg gant e sistem evit an enorioù, diwar skouer langajoù zo ba Azia : ne vez ket kaozeet e memes mod ma vez graet resped pe get d'an nen, implijet eo da neuze verboù all pe stummoù gramadeg all. Hag ar mod-se pa vez lâret "resevet m'eus ur c'hado", implijet vo verboù difer, m'eo bet resevet digant ur mignon pe ur profesour.

Hag ouzhpenn da se, laket da enep an "uvelded" (evidor an-hunan pe ar strollad) hag ar "resped" (evit an den o kaozeal ganeor), sed un dra vez graet alïes bar langaj-se. hag ar mod-se vo diw gomz bewech evit tout ar c'homzoù evit lâret tud ar familh (tad, mamm...), unan evit lâret tud e familh hag unan all evit ar re all.

Bez zo 3 live a enorioù : ar stumm simpl (dre gomz), ar stumm seven simpl pe "*teinei*", hag ar stumm seven all pe "*keigo*" vez troet e "*sonkeigo*" (resped) ha "*kenjogo*" (uvelded). Hag gant an hini diwezhañ-mañ vez enebet uvelded ha resped.

## Rannyezhoù

Evel evit an darn-vrasañ eus ar yezhoù er bed ez eus kalz rannyezhoù e japaneg. Diforc'hioù gerioù zo, diforc'hioù pouez-mouezh ivez. "Ben" a vez graet eus "rannyezh" e japaneg, hag evit menegiñ anv ur rannyezh e vez ouzhpennet "ben" e lost anv kêr pe kornad-bro e lec'h ma vez komzet.

- Hokkaido-ben
- Tohoku-ben
- Tochigi-ben
- Tokyo-ben
- Shizuoka-ben
- Mikawa-ben
- Nagoya-ben
- Kyoto-ben
- Osaka-ben
- Okayama-ben
- Hiroshima-ben
- Hakata-ben

- Kumamoto-ben
- Nagasaki-ben
- Oïta-ben
- Miyazaki-ben
- Kaboshima-ben
- Okinawa-ben (Ryukyu-go)

# Yezh ar sinoù

- Ar re vouzar a ra gant Yezh ar Sinoù Japanek.

 **Porched Japan ha sevenadur Japan** – Adkavit ar pennadoù a denn da Japan ha d'e sevenadur.